# TAOLENN





# D'HOL LENNERION

*Abaoe hon niverenn diwezhañ, hini Genver-C'hwevrer, n'hon eus embannet netra, ha goulennet eo bet ouzhimp meur a wech : « Ha marv eo* Gwalarn ? »

Gwalarn *ne oa ket marv, hogen dic'hallus-krenn oa bet dimp kavout paper, ha setu perak oamp chomet a-sav.*

*Koulskoude, n'ehane ket hor c'henlabourerion da gas dimp pennadoù, talvoudus-dreist darn anezho.*

*War-bouez goulenn, war-bouez stourm omp deut a-benn da adkregiñ gant hon erv. Hiviziken e klaskimp moulañ un niverenn bep miz, hag ober en doare m'en em gavo e ti hol lennerion e derou ar miz zoken.*

*Den ebet ne gollo, rak daoust pegen koustus e teu ar moulañ, astennet e vo koumanant pep unan a eizh miz. Priz ar c'houmanant a chomo ivez hanter-kant lur evel a-raok, daoust ma c'houlennomp digant ar re a c'hall kas dimp kant lur, ha muioc'h, d'hor skoazellañ.*

*Pegen pouezus eo* Gwalarn *evit buhez hor yezh hag hol lennegezh, n'eo ket dimp da lavarout. D'hol lennerion da varn diouzh danvez an niverenn-mañ hag ar re a zeuy da heul. Bremañ, evel en amzer dremenet, e vimp laouen da embann oberoù hor skrivagnerion, kozh ha yaouank, keit ha ma plijo gant Doue reiñ dimp an tu da badout.*

R. H.



# GERHARD VON TEVENAR

## gant C. LAINÉ

GERHARD von Tevenar a zo marvet e Strassburg d'ar 15 a viz Ebrel 1943; ne oa nemet bloaz ha tregont. Ur c'holl bras eo d'an emsav keltiek, ha dreist-holl breizhek.

Gerhard ne oa ket brudet dre ar werin, hogen mignon e oa d'an holl ac'hanomp hag a ra diazez hon emsav. Deomp holl gwitibunan koulz lavarout en deus graet vad, — ha bepred e oa prest d'hen ober, — e-giz un Aotrou bras, hep goulenn tra ouzh kemm. Aet berr pep skoazell ez aed da gaout Gerhard; hegarat-dizivi e selaoue, ha diouzhtu, didrouz, e stage da « glask un hent » evel ma lavare. Ha pa ne oa hent ebet e gwirionez, sur e oad da gaout digantañ un ali fur da vihanañ.

Gerhard ne oa paotr ar c'hoariva e doare ebet : kalz en deus oberiet, nebeut en deus skrivet, nebeutoc'h c'hoazh en deus komzet. En abeg da se ez eo pennrann e oberenn en hon touez, ma krogas ganti adalek 1933, evit chom kuzh c'hoazh dre ma tenn da re a dud vev; souezhet e vior ganti avat pa vezo gouezet en amzer-da-zont.

An darn vuiañ eus e amzer e-touez ar Gelted a dremenas e Breizh. Amañ eo e kavas an dud dereatañ dezhañ; met ergerzhout a reas ivez Iwer-

zhon ha Bro-Skos. Lodenn skrivet e oberenn a voe gouestlet da lakaat an danvez keltiek da vezañ anavezet gant e genvroiz : Stad ar yez en Iwerzhon, pennabegoù ar vroadelouriezh skosat, levrlennadur breizhek, troidigezh alamanek *Ar gudenn vreizhek*, gant an Dr. Pardanyi, e holl embannadurioù a zo dezho ur perzh start ha talvoudour, dre ma oa pervezh-tre ha dre ma « talveze » d'e oberenn. Daou zevezh a-raok mervel e laboure war un droidigezh alamanek eus gwellañ kanennoù Barzhaz-Breizh. Fellout a rae dezhañ ivez embann en alamaneg *Kou ar vran*, gant Tangi Malmanche. Gant an hevelep pal talvoudour en doa savet, a c'heller lavarout, an *Deutsche Gesellschaft für keltische Studien* hag e kenlaboure gant ar Pr. Mülhausen e mererezh ar *Zeitschrift für keltische Philologie*.

Evit kompren e oberenn avat e ranked anavezout an den. A holl-viskoazh e c'houzañve gant an droug-kalon en deus hen sammet. Abaoe pell e ouie ne vije ket evit mont en tu all d'ar bloaz 1943; rak-se e oa mall warnañ dastum kement hag e vije gellet en e vuhez verr, ha deut eo a-benn d'hen ober.

Fellout a reas dezhañ e vefen en e di e-pad an 3 mizvezh-se a voe e 3 mizvezh diwezhañ en hon touez. Dalc'hmat ez ae e soñj davet Keltia. Nevez 'zo e lavare din : « Laouen-bras on pa c'hellez ober en ho pro gant ar gerioù : brezelel, brientinelezh, uhelidi, hep feukañ an divskouarn. Un arouez vat eo evit ho kouenn. » Un nebeut deizioù a-raok dezhañ mervel, o tamvenegiñ ur veaj hor boa graet en Enez-Eusa, e lavare din : « Mall bras a zo warnon distreiñ en ho pro, adgwelout Paradoz ar reier e-kreiz ar mor, hag an avel vras ma c'heller tennañ ledan e anal enni. »

E wreg yaouank, Erika von Seydlitz, diskennadez trec'hour Rossbach, a oa e bried dereat. Eurediñ a reas gantañ er bloavezh 1940, o c'houzout ervat na



vevfe ket eñ en tu all da dri bloavezh, hag e renfe-hi en e gichen buhez dic'hoanag ur glañvdiourez o c'hortoz bout intañvez. Hen ober a reas evit na dafe ket da get gouenn ur seurt den, ha deut eo a-benn da c'henel div verc'hig dezhañ. An hini gentañ hag a vo emichañs desavet en hon touez a voe graet anezhi anvioù e zaou breder : Adelheit-Maewe. Adelaid da lavarout eo Aotrounelezh; Mezv, da lavarout eo rouanez veur Bro-Gonnac'ht pagan, da lavarout eo, hen Geltia.

Rak Gerhard a oa ur gwir Aotrou. Blizidik ha damantus ken e oa gouest da chom hep anoazañ ar re daerañ eus ar Vrezhoned. Hegarat ouzh an dud ha zoken ouzh an dud dichek hag an dioded gant ma vijent talvoudus d'e youl a gaerder. Peurzidruez ouzh an dud a varne evel ma ra ur marc'hadour-kezeg e loened e vije bet anoazet gant ar soñj e c'helled kaout truez outañ. Rak-se ec'h en em denne pa oa klañv, hag ar vlizidigezh en e geñver a oa neuze ober van da dremen hep e welout, pe da vihanañ hep merzout stad e yec'hed.

En ur vevañ gantañ e tesked ez eo personelezh wirion un den en e oberenn, ha neket etre e benn hag e dreid, nag etre e c'hanedigezh hag e varv, nag etre e v-Me hag e gredennoù.

Ar re o deus bet an eurvad d'hen anaout a zo bet grataet gant an Doueed. Evidon-me ez eo ar brasañ Aotrou am bije biskoazh kejet gantañ. Aon am eus na vijen ket bet gouest da gomz diwar e benn evel ma tere. Ur seurt den ho laka leun-barr a fiziañs ha gouest da vennout an dispriz a ziwan e-keñver bihanderioù ha korvigellerezhioù ar re all.

Kêriadenn Oberschäffolsheim en Elsass en doa dibabet da venel enni. Re vihan e vo un deiz da zerc'hel ar Vrezhoned aet di da vare kresk al loar m'emañ an avalenned en o bleuñv.

# EPONA

## gant G.-B. KERVERZIOU

ATEGENN
ROVDIKNV
EPOSVKARV

1

*Ar c'hoad teñval, an draonienn digenvez,*
*da bediñ a reont...*
*— Mont a ran !*
*— Ya, deus, digor eskell an huñvreoù e skeud ar*
*[vezvenn;*
*ankounac'haat a ri anken da Voud teoget,*
*tec'hout a ray diouzhit enkrez 'n amzer o fuiñ...*

2

*Tra m'emañ aour ruz an dibenn-hañv o c'hounit*
*[pep gwezenn, avat,*
*e-kreiz an halegi sed ur marc'h.*
*o piltrotat lijer e-touez ar gwrizioù antellet evel*
*ha pa sav e benn, ur skleur [naeron,*
*a sav ivez, a guñva liv an diwezhañ deil gwer.*

*N'eo ket ur marc'h; un ebeulez...*
*Gwenn ha skañv ha heneuz, ha balc'hik doug he*
*evel ma ve ennañ un ene bev. [fenn*
*N'eus klotusoc'h arvez gant al loen mistr*
*eget ar wezeg-mañ, teñval ha sklaer a-rogadoù,*



*a-strew enni war an touskan mez ha finij, ha lus,*
*ha delioù marv dija, diskennet en un nij hiraezhus...*
*Echu abardaezioù klodveurek an Hañv gor,*
*emañ Samonios o tostaat, rividik;*
*setu an deiz prizius, avat, hag a zaspugn*
*treluc'h un hañvezhiad goulou strink*
*war un dro gant frondoù c'hwek aezennoù sin an*
*[diskar.*
*Amzer a c'hras digoust, aspedadenn dic'hoanag,*
*term ha dale ar bed kent na van sonn*
*e galon ramz, e vrec'hioù gwez dibourc'het,*
*— amzer a zonezon ivez, donezon dreist ar youl*
*d'an noz habask ha dibreder he gronno. [vedel*

*Te a dosta dre ar c'hoad, Iovinkos,*
*dibourc'h ivez da veiz ha da youl,*
*taolet kuit diwarnout gwisk ar goanag trellus,*
*gwan ha kreñv ez kredenn beurnevezet,*
*start evel Tir Keltia az toug ez kerzh difrom,*
*izil ivez evel agroazenn diwezhañ ar bod-roz,*
*kevarc'het end-azaou gant an derv, an ivin hag ar*
*[bezv.*

*Sell, — emañ 'n ebeulez oc'h evañ er wazhig,*
*nepell diouzh an oglenn ma weñva loaioù-dour;*
*freuzhet he deus ar raoskl dideñv en ur dostaat.*
*Aze 'mañ-hi, arouez ur gened c'hlan a bado*
*dre hañv, dre c'hoañv, difiñv, digemm, atav...*
*ken pur en he sae wenn disaotr,*
*ken diogel ivez emzalc'h he c'horf,*
*ma trid ene ar baleour*
*bep ma tosta ha ma wel doug he fenn.*

*Hag e klev bremañ he c'hwirinadenn*
*o tregerniñ dre heglevioù ar c'hoad moredet,*
*dihunet ur pennad, o tasseniñ kevrinus,*
*evel e-maez amzer ha lijor, e-kreiz e glask...*
*Hag e tro en ur c'han ennañ, ur c'han espar*

*a voug an dic'hoanag, a gas kuit ar c'hoant drouk,*
*a lazh an arvar du a brenne lusk e vennout, —*
*nerzh nevez en e barzh,*
*a zaskoro d'e zaouarn glin ar c'hreñv a oa enno,*
*ma krouo c'hoazh, goude teñvalded an diskred.*

*Klevet eo bet ganti. Spontidik,*
*e sav he fenn hael, ha kej o selloù glan*
*a vez dezho treant bir loskus displeg mut*
*o c'halonoù, en em anavez dreist ar c'hig,*
*hag a lavar :*
*« Ni a zo kened ar Bed balc'h,*
*dastumet a-douez kaerderioù tremenet*
*ha bannet en dazont emc'hanus a-vremañ.*
*Leunded fetis ar Boud ennomp, evel marzhvaen,*
*bet omp a-gent, hag e vimp, hag ez omp,*
*ni ha kement a vez, galvet a ved da ved*
*dre berv an deiz ha go an noz*
*da bep pred ha bepred, dibaouez ha dizehan. »*

3

*« — Kouna ' rez ? Ne oa ket a Geltved hag e oamp,*
*e klod beurevezh Andelitana,*
*ha bewech m'hon eus advevet*
*ez ae diouzhimp tamm-ha-tamm an emc'hloar aner*
*ha kement tra disklaer ha displann en hor spered;*
*ha freskoc'h eo e tasorc'hemp, da bep oadvezh,*
*skañvoc'h, eeunoc'h, digablusoc'h marteze,*
*ha sederoc'h e sunemp glizh ar gouzout*
*evel balafenned en o drantiz didro.*

*« — Koun am eus. An hollvedoù ' dañvajomp,*
*a-hed milvederioù a sederni hoalus...*
*Ha n'eo mui hor furvoù nemet arouez dilavar*
*an Hini hor greas hag a reomp dibaouez;*
*n'eo ken hor mouezh nemet heson ha goursav*



*ar Ger a zassonas a viskoazh da virviken;*
*n'eo mui ken hor meiz nemet lezenn an dedi,*
*lezenn kinnig an Niver gor d'an Amvoud yen,*
*ma savo eus Announ berv ha buhez ha kresk !*

*« — Bez' ez omp-ni, goude pardaevezhioù dreist-*
*[kont,*
*skañvaet ha glanaet dre garm ar goulou-deiz,*
*pinvidikaet ivez dre wrez ar c'hreistevezhioù,*
*sederaet dreist-kred dre hud ar c'huzh-heol...*
*Ha setu-me, diskennet eus Enezenn ar Re Wenn*
*davedout, va-unan, em eeunded dianzav,*
*ken am eus aon bremañ, ha c'hoant tec'hout,*
*[diskredik !*

*« — Aner e vije dit gwinkal, amañ emaon, evezhiek*
*darev da'z kabestrañ dindan samm an tonkadur.*
*Ne vije ket kaeroc'h da boan, ha da c'hwervder*
*a lakafen anat dirak ar pep bevañ er bed...*
*Dered, ha laosk da wisk a dav, laket warnout*
*gant n'ouzon pe c'halloud yen ha drouk;*
*me az plenio her eus va c'harbed herr,*
*lusk ha nij ar vuhez hollvezant.*

*« — Eeunded wenvidik hag huñvre gollidik !*
*Ne deo ken kaer ar pal hag ar red d'e dizhout.*
*Tizhet e vez buan a-walc'h dre vorc'hed pe dre geuz.*
*Hogen, lezel hor boudoù noazh da redek ha da*
*[goroll,*
*dameuc'het e doureier feunteunioù boull an ene,*
*kerzhout skañv dre vount ar c'hoant-bevañ*
*ha luskad an ankou, e-maez ar bremañ enk,*
*a-ungalon er bev ! a vez liamm didorrus*
*an tremened hag an dazont... setu bezañ !*

*« — Bez neuze ! bez evidon, ebeulez wenn nevet,*
*blenierez ar c'horoll ha skeudenn ar gwirvoud !*

*Bez lun kenedleun al liorzh a welan-me o tigeriñ,*
*leun a vleunioù lies an devezhiadoù trelat*
*hag a frondoù ken c'hwek an nozvezhiadoù*
*[goursav !*
*Bez te da-un, gwerc'hez a c'houverzañ*
*edan wisk ur stummad arvarus evidomp,*
*ma vannimp taoladur gouenn beurbad ar Gedern !*

4

*Hag e lenn an asant en he daoulagad tener.*
*Hogen daoulamm al loen...*
*Ne bad ket...*
*Mont a ra...*
*A-dreuz da varroù stank ar brouskoad*
*e splann he fennad blev dispak...*

« *Epona !* »

(21-3-1943.)



# MARI STUART

## *gant Roparz HEMON*

EN DEIZ ma teuas e Sant-Mark an denig bihan, treut, e izili bepred o fichañ, gant e lardonenn a wreg hag e verc'h koant he daoulagad don, e lavaras ar c'homerezed deredet war doull an dorioù :

« Hemañ ivez ne chomo ket pell. »

Rak abaoe daou vloaz n'o doa graet ar vistriskol nemet tremen, daou viz, tri miz, c'hwec'h miz d'an hirañ. Un dro gamm c'hoariet gant ar blanedenn, a dra sur : unan oa marv, daou oa kouezhet klañv, unan oa aet diskiant, unan en doa bet un afer fall hag a oa bet kaset dirak al lez-varn ; ar re all, pe o doa goulennet mont kuit pe o doa ranket hen ober.

An Ao. Jaoua, an denig treut, pa glevas, a hejas e zaouarn e-giz ma rae bep tro ma komze :

« N'em eus ket aon rak ar blanedenn, me. A-hed va buhez n'em eus graet nemet en em gannañ gant ar blanedenn. Trec'het on bet meur a wech. Met en em gannañ a ran bepred. »

Da lavarout gwir, en e emgannoù gant ar bla-

nedenn, trec'het oa bet atav. Bez' e oa eus ar re-se n'o devez morse a chañs. Hogen bez' e oa eus ar re-se ivez, — kalz dibaotoc'h, — hag a zalc'h penn.

Ne oa ket bet pemzek devezh e Sant-Mark ma savas brud dezhañ : un den oa hag a ouie lakaat an dud da fiñval. Digoret e voe kentelioù berr-skritur ha derc'hel-kontoù diouzh an noz. Ar patronaj oa peuzvarv. Dao diouzhtu d'e adsevel : pourmenadennoù d'ar re vihan, jiminaz d'ar re vrasoc'h, pellenn-droad d'ar re vrasañ, hag ur bagad sonerien ha traoù all c'hoazh. Ar veleien, kement a lorc'h enno gant o fatronaj-int, a oa o vont da ziskanañ.

Hogen, tostoc'h kalz da galon an Ao. Jaoua oa ar pezhioù-c'hoari. E kement lec'h ma oa tremenet en doa savet ur strollad c'hoarierien : un nebeut paotred yaouank, div pe deir blac'h yaouank pa gaved, eñ da rener, e wreg da « guzulikat » ha da ober an trouzioù a-dreñv al leurenn, hag e verc'h Amanda da « steredenn ».

Amanda oa bet ganet da c'hoari war an teatr. Setu pezh a lavare an holl ha pezh a grede hec'h-unan. N'he doa desket micher ebet. Nag he zad nag he mamm n'o doa klasket reiñ micher ebet dezhi, gant aon na daje kuit re vuan diouto. Mont a rae dre ar vuhez gant he daoulagad don ha bras, hep ober netra nemet lenn romantoù ha c'hoari er pezhioù-c'hoari dibabet gant he zad, — dibabet atav a-ratozh-kaer eviti. Rak ar roll pennañ, roll ar plac'h koant, a veze roet bepred da Amanda, a ouie lakaat ar merc'hed da skuilh daeroù, hag a blije, n'eus forzh penaos, d'ar baotred.

Sant-Mark oa gwelloc'h, kalz gwelloc'h eget meur a lec'h all d'ober c'hoariva. Bez' e oa paotred ha merc'hed yaouank e-leizh, o doa gwelet alies an



teatr bras e Brest, ha bez' e oa un den, an Ao. Morel, — beajour-koñvers bremañ, — hag a oa bet aktor dre vicher gwechall e Paris. An den-se a oa deut diouzhtu da ginnig skoazellañ an Ao. Jaoua, ha degemeret oa bet e skoazell gant anaoudegezh-vat.

Ha setu. E miz C'hwevrer edod. Da zerc'hent Sul ar Bleunioù e vije displeget ar pezh-c'hoari kentañ, *Mari Stuart :* pemp arvest, ouzhpenn ugent c'hoarier, roll Mari Stuart evel just dalc'het gant Amanda. Div wech, teir gwech ar sizhun en em voded en ti-skol da studiañ. An holl a lakae o foan da zeskiñ, met an Ao. Jaoua a gemere muioc'h a boan c'hoazh eget ar re all asambles. Da heul pep abadenn-studi e kouezhe, skuizh-divi, war ur gador, e benn etre e zaouarn, hag e wreg, sioulik-sioulik, a lavare bep tro :

« Arabat labourat re, Leon, arabat labourat re. »

Pezh a lakae Leon da sevel, kounnaret-ruz.

An abardaez bras oa deut. E sal ar patronaj, — ar mogerioù bet gwalc'het ha kinklet, ur stign nevez lakaet dirak al leurenn, — da eizh eur ne chome mui ur plas goullo, nemet ur steudad kadorioù-brec'h er renk kentañ evit an dud uhel pedet. Tamm-ha-tamm, dre ma tostae eizh eur hanter, an eur ma tigore ar gouel, e tegouezhe ar re-mañ : an aotrou inspektor eus Brest hag e wreg, an aotrou maer, lod eus ar guzulierien, daou vedisin migno-ned vras d'ar skol laik, daou gelenner eus al lise hag un nebeut re all c'hoazh.

Nav eur nemet ugent. Nav eur nemet kard. An tri zaol gortozet ne zeuent ket. Ur bern tud ha n'o doa ket kavet kadorioù a oa en o sav e traoñ ar sal hag a-hed ar c'hostezioù. Safar ar mouezhioù a lakae an aer da dregerniñ, ha daoust ma oa yen er-maez, e-barzh e teue da vezañ tomm, e-giz un aezenn douforek o plavañ a-us d'ar pennoù.

Nav eur a dostae. Un nebeut youc'hadennoù a save a vare da vare. An aotrounez hag an itronezed bras. skuizh o lenn hag oc'h adlenn roll ar gouel, — bet moulet war baper lufr gant poltredoù ar bennañ c'hoarierien mar plij, — a rae gantañ da avelañ o jod pe hen lakae da guzhat o genou pa vazailhent. Tud a c'hoarzhe leizh o c'horzailhenn, re all a c'hrozmole. Ur bugelig a leñve war varlenn e vamm.

Nav eur a dremenas. Bremañ, Sant-Markiz n'int ket gwashoc'h eget tud ar bourkioù all. Met ret eo anzav n'int ket holl seven-seven atav, dreist-holl pa vezont bodet. Ur sutadenn a skiltras, unan a doumpas e dreid. A-benn ur munud edo an holl e traoñ ar sal o sutal hag o toumpañ hag o youc'hal a-gevret : « Mari Stu-art ! Mari Stu-art ! Mari Stu-art ! » Ur cholori ar mil diaoul.

Neuze ar stign a voe tennet un tammig a-gostez gant un dorn hag an Ao. Jaoua, gwisket en ur jakedenn du, gant bragoù louet roudennet. a zeuas a-wel war ziaraog al leurenn. Morlivet oa e zremm.

« Itronezed hag aotrounez », emezañ, « ur gwall zarvoud a zo c'hoarvezet, ha n'omp ket evit komañs d'an eur merket. Hon digarezit mar plij. Emaomp o vont da stagañ ganti diouzhtu. »

Ur stlakadeg daouarn a heulias. Raktal goude e save ar stign, o tizoleiñ porzh ur c'hastell-kreñv.

« Tavit, aotrounez, setu amañ Mari Stuart, setu amañ hor rouanez yaouank ! »

Un taol kornboud, sonet gant ur paotr bet trompilher e-pad e amzer servij, hag ampart, me 'lavar deoc'h, war ar vicher. Ar briñsed hag ar priñsezed, renket kaer a bep tu d'al leurenn. a zaoulinas, ha petra a voe gwelet ?

Amanda ? Nann... Ur Vari Stuart, bihan-bihan ha treut, he brozh div wech re hir hag he mantell



div wech re ledan, ur berukenn frizet uhel-uhel war he fenn, hag a grogas, he mouezh skiltr o tont dre he fri :

« C'hwi holl, tudjentil a Vro-Skos... »

Un hiboud a redas dre ar sal. Ur c'hoarzhadenn, a yeas d'ur c'hoarzhadeg en un taol. Ar bobl vunut en traoñ. an aotrounez hag an itronezed bras er renk kentañ, ha betek ar briñsed hag ar priñsezed war al leurenn a c'hoarzhe holl asambles.

Mari Stuart avat ne c'hoarzhe ket. Dont a reas war-raok, ken sonn ha tra, hag o sellout mat ouzh ar pennoù o horjellañ dirazi, ez adlavaras :

« C'hwi holl, tudjentil a Vro-Skos... »

Tevel a rankas. Tregerniñ a rae ar c'hoarzh, uheloc'h-uhelañ. Pa ginnige echuiñ en ur c'horn, ez adkroge er c'horn all. Mari Stuart a vane diflach e-kreiz al leurenn. Nemet ar re a oa e-kichen a verze ar c'hwez o pizenniñ war he zal. dindan ar berukenn.

« C'hwi holl, tudjentil a Vro-Skos... »

Un dra bennak er vouezh-se a fromas an holl. An trouz a zigreskas. Ur c'hoarzhadenn pe ziv a darzhas c'hoazh. An trouz a varvas. Mari Stuart a gomze. Ar c'hoarierien all a respontas. Pa gouezhas ar stign war fin an arvest, ne voe fin ebet d'ar stlakadeg daouarn.

Hag evel-se, a-hed ar pevar arvest all, e talc'has an Ao. Jaoua da ober roll Mari Stuart. An aotrou inspektor a oa aet kuit goude an arvest kentañ. Met ar re all a oa chomet ha n'o doa ket bet a geuz. Soñjit en darvoud spontus a oa c'hoarvezet.

Da eizh eur hanter, poent digeriñ an abadenn, ne voe kavet Amanda neblec'h. Neuze oa deut ur paotrig. gantañ ul lizher, da gaout an Ao. Jaoua, ul lizher skrivet gant Amanda : goulenn a rae pardon digant he c'herent, hogen ouzh ar garantez,

emezi, ne oa ket evit herzel; d'ar c'houlz end-eeun ma c'hortozed anezhi da sevel ar stign, edo o loc'hañ gant treñ Paris, hi hag he muiañ-karet...

He muiañ-karet ? N'oa ket ezhomm da soñjal kalz : an Ao. Morel, an aktor kozh, ne oa ket aze kennebeut.

Un all en e lec'h en dije kollet e benn.

Ket an Ao. Jaoua avat.

O lezel e wreg, sanket he fenn etre he divrec'h war daol ar sal-debriñ, e oa diskennet davet e c'hoarierien, o lavarout ennañ e-unan : « trec'hiñ pe vervel ».

Trec'het en doa.

Hogen ket evit pell.

Pemzek devezh goude e voe kaset d'ober skol en Enez-Sun. An inspektor en doa skrivet da Gemper.

En doare ma teuas da wir diougan komerezed Sant-Mark, pa zilojas an denig treut, atav ken sonn, ur fumelenn hepken en dro-mañ ouzh e heul. da vont da ren stourmoù all ouzh ar blanedenn.



# DEIZLEVR UR SKOLAEREZ VREIZHAT

*gant Yann SOHIER*

*10 a viz Here.* — Enskrivet em eus er beure-mañ va 73vet skoliad. Daou vloaz en deus bet hiziv. Va renerez a zo aet d'e di da gemenn d'ar vamm e oa poent kas he faotrig d'ar skol. Setu unan all c'hoazh kondaonet da chom difiñv ha digompren e-pad c'hwec'h eurvezh bemdez. Ober war-dro ar re vihanañ a zo tra dic'hallus. Ar renerez a fell dezhi groñs ma vo desket lenn er c'hlas-mamm.

*22 a viz Here.* — Deuet eo Mon gozh dre guzh da bokat d'he bugale vihan a zo ganin em c'hlas o teskiñ. Tad ar vugale, martolod en arme, a zifenn outi komz brezhoneg outo. Un druez eo gwelout kement-se. Komzet hon eus brezhoneg hon-div e-tal an nor-borzh. Mignonezed mat omp endeo.

*1ª a viz Du.* — Ar renerez-skol he deus diskleriet din hiziv : « An holl re a gendalc'h da gomz brezhoneg o devez laou ! » Petra venn-hi lavarout dre-se ? Da nav eur hanter, e-pad al labourioù-dorn, Paolig, tri bloaz, a zo deut d'am c'haout e-tal va zaol-skrivañ, war begoù e dreid, an dour o pizenniñ en

e zaoulagad. Abaoe ma 'm eus staget da gomz brezhoneg outañ. gwechig an amzer, eo deuet tamm-ha-tamm da zoñvaat. Kontet en deus din penaos e oa bet flastret ha lazhet e gazh gant ur c'harr-dre-dan. « Siwazh ! siwazh ! » a zeue gantañ, rannet holl e galon. E vlev hir ha ne dremenas biskoazh ur grib drezo a floure din va jod. Soñjet em eus er renerez-skol ha goude-se en e vamm-eñ hag en e vamm-gozh, dianav ar galleg dezho o-div.

*5 a viz Du.* — Ar Skol — gant un *S* bras mar plij — a zo o vont endro. Hanter-kant lev tro-dro e red ar brud, da vihanañ.

*8 a viz Du.* — Eizh eurvezh labour, eizh eurvezh amzer vak, eizh eurvezh kousked. setu ar pal-dreist evit tud en oad gour. Evit Breizhiz vihan avat, ret ha ma 'z eo, koustet a gousto o gallekaat. n'eo ket se, tamm ebet. Savet em eus an daolenn-mañ da heul evit skol ar baotred :

7 eur : en em gavout.

7 da 8 eur : kenteliou, reizhadurioù.

8 da 11 eur 1/2 : skol (amzer-c'hoari ebet ! a glevan).

12 eur 1/2 : dont en-dro.

4 eur 1/2 : mont d'ar gêr, gant deverioù da ober, un div pe deir eurvezh labour. Ha c'hoazh ma vije leun o c'hof ha tomm d'o zreid !

Zoken evit ar merc'hed : mont a reont d'ar gêr da c'hwec'h eur hanter, d'an hañv. D'ar yaou e vez skol alies, d'ar sul a-wechoù pa vez da choukañ ar speredoù a-raok arnodenn ar « Certificat ». Warlene ez eus bet skol gant ar renerez e-pad ehanoù Pask.

*9 a viz Du.* — Hiziv em eus klevet ur vamm o



lavarout d'he bugel, kreñv a-walc'h evit ma klevjen : « *Si tu es pas gentil à moi, je t'envoerai à L... où qu'on fait qu'avec le breton, na !* »

*11 a viz Du.* — Kaset hon eus ar vugale-skol dirak maen-eñvor ar re varv er brezel. C'hwezhañ a rae un avel but. Va re vihan a zo en em lakaet sioul en ur renkennad. Dic'hoarzh-kaer int holl. E pelec'h emañ o soñj ? Galvet e vez anvioù ar re varv.

(Ar beure-mañ en doa benniget ar person, a-daolioù sparf ledan, ar savadur euzhus-se ha n'eo ket ur bez zoken, kanolioù a-bep tu dezhañ, ouzh e veg : roue klud ar yer.)

Ar merc'hed bras a gan himnoù deol, bet desket gant ar skolaerez e skol ar Mestrezed. Setu aze ar c'hanaouennoù hag ar sonerezh nemeto en ur skol e-lec'h ne chom ket amzer a-walc'h evit kanañ.

Bet eo gouzañv c'hoazh prezegenn ar c'huzulier pastell-vro o klask, gant taol-mouezh pounner ar brezhoneg, bezañ ken helavar e galleg hag ur c'hanfard eus ar C'hreisteiz.

Rollad hir an anvioù engravet er maen a zo gouez d'am daoulagad gant o : « c'h » hag o : « Ker... ».

*17 a viz Du.* — Mon gozh, ar vamm-gozh ha na oar lavarout e galleg nemet : « *Bonjour* », a zo deuet da stekiñ ouzh va zor. Deuet eo da gomz ganin diwar-benn « he » faotr, ha lavaret he deus din, e brezhoneg : « Me 'gar ac'hanoc'h kalz, ha c'hwi n'oc'h ket fier ».

Ra vezo meulet va zad, hiziv an deiz, da vezañ desket din a-walc'h a vrezhoneg — ha ni o chom e kêr — evit ma c'halljen komz ouzh va skolidi, ouzh o c'herent, en ur ger ouzh holl dud uvel parrez Plouiel.

*18 a viz Du.* — Bet on e Kervern da gerc'hat va laezh. Edo paotrig Kervern o ouelañ. ouzh korn pellañ an daol saotret gant druzoni. Bez' en doa dek linennad yezhadur da eñvoriñ, teir gudenn da ziskoulmañ, ha kentelioù da zeskiñ. Kemend-all gant e c'hoar. Lavaret he deus ar vamm din : « Bemnoz eo hanternoz pa 'z eomp da gousket, ha n'eo ket Yann evit peurechuiñ ar pezh en devez d'ober. Evidon, siwazh ! n'on ket evit reiñ tamm sikour dezhañ. »

Setu dre benaos eta e c'hallekaer amañ, betek lakaat an dud da vont sot !

*19 a viz Du.* — Kavet em eus ar mezeg war an hent, un den laik anezhañ, eus ar gostezenn « radikal ». Komzet hon eus diwar-benn ar skol. Kavout a ra dezhañ eo blin ar vugale, klañvidik da welout. N'em eus ket gallet lavarout va soñj dezhañ.

Fenozh on deut d'en em soñjal : « N'eo ket houmañ skol al levenez, ha ne c'hall ket-hi bezañ. Amañ he deus ar skol ur pal : peurlazhañ ar yezh, peurgas da get kement roudenn eus sevenadurezh ur bobl. »

Evel en trevadennoù... Heugiñ a rankan.

*Yaou, 20 a viz Du.* — Aet on a-dreuz ar parkeier da vale. E-kichen Lanvoran e oa ur plac'h o kargañ melchon d'e charreat. Kanañ a rae ur werz dianav din gant ur vouezh penn kaer-dreist; he c'halon a-bezh a lake e komzoù ar c'han. Kavout a rae dezhi e oa hec'h-unan-penn eno moarvat, ha mont a ris da guzhat.

Biskoazh ne glevis kan ken boull, o tarzhañ evel-se dioutañ-unan. Pep tra a vo peurdavet, dizale. Ne vo klevet nemet : « *Fanfan la Tulipe* »,



« *Le Bon Roi Dagobert* », « *J'ai du bon tabac* », ar sonioù gallek endeeun a rankan deskiñ d'am bugale-skol, hervez urzhioù va renerez.

*12 a viz Kerzu.* — E pinijenn, troet o fri ouzh ar voger, eo bet lakaet gant ar renerez tri skoliad din he doa tapet o komz brezhoneg en ur c'hogn distro e-tal ar privezoù. Lavaret he deus evel-hen :

« Sellit 'ta ouzh ar frioù mic'hi ! Kaer 'zo lavarout dezho lezel o brezhoneg e toull an nor, ne reont van ! »

Hag o treiñ davedon : « Ha c'hwi, ne rit netra, c'hwi, evit ma kemmo an traoù. Mar kendalc'hit, e kasin keloù d'an Enseller ! »

*20 a viz Kerzu.* — Bemnoz e teu Mon du-mañ bremañ. Kontañ a ra din e brezhoneg istorioù eleizh, hiniennoù a zo fent enno, ur bam ! Gouzout a ra c'hoazh, dre vommoù, kalzik eus ar gwerzioù hag ar sonioù a veze kanet kant vloaz 'zo. En o zouez ez eus : « Ar Bugel Koar », a gan war un ton mantrus ha gwirion. Pebezh tro-vat e vefe derc'hel an holl deñzorioù-se bev. An divrezhonekaat a zo un torfed, ha pa savo keuz e vo re ziwezhat.

*15 a viz Genver.* — Graet he deus ar renerez-skol un droiad abostolerezh enep ar brezhoneg. Aet eo e ti Jarlou e Traoñ-ar-Wazh, e-lec'h n'eus nemet brezhoneg en ti. Lavaret he dije du-se : « Kalz a c'hellit ober evit dont d'hor skoazellat, ha pa ne rafec'h nemet komz galleg d'ho pugale. »

« — N'on ket gouest da zeskiñ galleg mat dezho, pa n'ouzon ket va unan. »

« — Se ne ra mann, ni a zo evit e reizhañ. »

*18 a viz Genver.* — Deuet eo an Enseller Akademi. Pell ha hir eo bet meulet « *Mademoiselle* », hervez.

Pouezet kalz en deus evit ma teuje ar re vihanañ d'ar skol.

« Ar gwir a zo gantañ, eme ur skolaerez all, ret eo echuiñ da vat gant « *o* » brezhoneg. »

*25 a viz Genver.* — N'eo ket deuet Yann M. d'ar skol hiziv. E vamm am eus gwelet. Ur gorzennad en deus tapet er sal-skol, emezi. Respontet em eus dezhi n'hallfe ket se bezañ. Koulskoude, trec'het gant an enoe e vo manet kousket war e skaoñ, sur-mat. N'eus ket a weleoù ! an nor ne serr ket mat, kozh-Noe eo ar fornigell, evel ar skol, ha ne denn ket. Ouzhpenn, n'eus ket glaou evit padout bloaz. D'am c'hlemmoù e respont ar renerez e foranan ar glaou, pe c'hoazh : « C'hwi a oar ervat eo paour ar gumun. »

*26 a viz Genver.* — Soñjal a ran er pezh en deus lavaret an Enseller : degas ar re vihanañ d'ar skol. Ne anavez ket, an Enseller, o vleniañ ur c'harr-dredan, an hent hir war-du ar skol, er straedoù leunfank, ne wel ket ar vugale vihan oc'h ober kofmoan, skornet gant ar yenijenn, er-maez hag er skol.

*28 a viz Genver.* — A-wechoù e kemeran va sonskriverez, pa zeu Mon, hag e lakaan pladennoù brezhonek da dreiñ. Lakaat a ran anezhi da dridal gant tonioù eus Bro-Gembre pe eus Bro-Iwerzhon. Touiñ a ra din he deus klevet an tonioù-se, en amzer he yaouankiz. Un douelladenn n'eo ken avat. Ha n'eo ket gwir ivez, emaomp evel er gêr bep taol ma kejomp gant kement tra geltiek ?

*1añ a viz C'hwevrer.* — Hiziv c'hoazh em eus-me graet un taol-arnod bihan : lenn ur marvailh *e brezhoneg* goude bezañ e lennet e galleg da gentañ.



Graet em boa Yannig eus Epidamondas, evit ur wech. An div drederenn eus ar re vihanañ, ha na c'hoarzhont kammed koulskoude diouzh boaz, e teue an dour en o daoulagad, kement e c'hoarzhent. Ar re vras-i a oa dirollet.

***(Diwar notennoù dornskrivet chomet war-lerc'h Yann Sohier, graet ur c'hempenn dezho gant Kerlann.)***

# BANVEZIOU NENN

*gant F. R. M.*

Ur wech an amzer, Nenn a roe banveziou er sal vras. Sioul-kenañ e veze d'ar mare-se, e-kichen he merc'h hag he merc'hed-kaer a c'hourdrouze hag a fulore evit ur wastellenn losket pe un dra all a nebeut a bouez, ha goude an dour-irin, e c'houlenne ha desket e oa bet un dra bennak nevez er skolioù-se n'he doa morse anavezet hec'h-unan, a drugarez Doue, rak, eme Nenn, ar skolioù n'int mat nemet evit an dud a fell dezho bezañ dibaraset diouzh o bugale, va zud-me ne oant ket e-giz-se. Ni 'gave deomp atav hor boa desket un dra bennak. Ur souezhadenn a oa bet aozet, ha pep hini a gave dezhañ e vije bet marteze an deiz-se ur burzhud... Met ne oa netra d'ober. Nenn a oa ret dezhi gwelout na ouie den ebet kanañ, en hon touez, ha perak va Doue ! Neuze, Annaig a save d'an nec'h. Kafe a veze lakaet war an tan, ur werennad dour-irin war an daol. Annaig a errue en ur jilgammat, — jilgammat a rae evel ma kare hag a-wechoù dre ma oa lent. Mousc'hoarzhin a rae, evañ he banne kafe hep sukr, ha nac'hañ ar werennad dour-irin, ha neuze sellout ouzh an tiegezh hep rannañ ger, ar pezh a lakae an holl da gontañ traoù dezhi pa



ne c'houlenne tra, en ur c'hortoz. Ne oa ket da c'hortoz pell. Nenn a lavare : Bez' e c'hellit, Annaig. Annaig, he daouarn juntret, a groge gant gwerz Kêr-Iz. Mont a rae betek ar fin, hep fiñval, he daoulagad hanter-serret. Pep hini a yae betek ar fin. Karout a raed ar sonerezh. Ha boas e oamp, rak ne ouie nemet ar werz-se. Goude ur bannac'hig muioc'h, e oa peurechu ar banvez, ha ret deomp mont kuit.

Annaig a selle ouzhimp o vont kuit, e div pe deir bandennad, hag evel pep sul, ez en em lakae da c'hortoz Fañch vihan, a c'hoarie er patronaj traoù souezhus ha digomprenus eviti hag a ranke dont da vezañ un Eskob, ha Jañ-Mari a oa mezv-dall en ul lec'h bennak, evel e dad gwechall, nemet gwelloc'h e oa, an hevelep tra, rak eñ d'an nebeutañ ne gomze ket, ha ne wele ket tasmantoù gwenn, ha ne deue ket da vezañ reut a greiz holl a-raok en em lakaat da derriñ al listri.

« — Ar paour kaezh Annaig-se », a lavare Nenn, « n'he deus nemet he mouezh eviti. »

Traoù all he doa, koulskoude. He yer, da gentañ, a zozve pa ne zozve ket ar re all, ha zoken pa zozvent, ar pezh na voe morse diskleriet. Marteze e oa dre garantez ouzh Annaig. Un dañvad du ivez, ur berenn vras-spontus, spezad, hag ur seurt avaloù-douar gwenn a oa dreist d'ober yod, setu traoù all. Nemet gwelloc'h e oa. Lavarout a reas ur wech da Nenn, a-greiz-holl :

« — Gellout a reer gouzout peur e varver. Ne daoler ket evezh a-walc'h, setu holl. Pa varvas Visant da skouer... »

Visant a oa he gwaz. Den n'en dije gellet gouzout, sur. Graet e oa bet da badout kant vloaz. Hogen un deiz, e voe gwelet en-dro e vreur dianket, hennezh, dres, a blantas ar berenn vras. Ur sizhun

goude, ez erruas ur geniterv da Visant a oa misionerez, hounnezh a gavas un deiz en he godell ur sarpant bihan, kousket, ha gwer evel an dour. Hounnezh ne reas nemet tremen. Hogen diouzhtu goude, piv a voe gwelet nemet an hini a oa aet da baotr-lizhiri en Aljeri. An holl o doa klevet a-bell ar garrigell a anavezomp holl, hep gouzout dezho zoken, ha deuet e oant da welout Visant ur wech c'hoazh a-raok ar fin. Visant a varvas. Bep gwech ma teu tri eus ho tud d'ho kwelout a-gevret hag hep bezañ pedet e c'hellit bezañ sur...

Evit Annaig avat, e voe un dra all. Den ne deuas. Ken kozh e oa deut da vezañ m'he doa ankounac'haet gwerz Kêr-Iz, ken kozh e oa deuet m'he doa aon a-wechoù da chom hep mervel.

*(Prezegenn graet e Roazhon-Breizh, d'an 20-3-43.)*



# LAZH MAB RONAN

## *Danevell iwerzhonek*

### *lakaet e brezhoneg gant Kenan KONGAR*

MAB RONAN

Ur roue brudet a oa o ren war Lagin : Ronan mab Aed eo e oa. Hag Ethne, merc'h Koumaskac'h mab Eogan, eus Desi Muma, a oa gwreg dezhañ. Ur mab a c'hanas houmañ dezhañ, hag eñ Mael Fothartig mab Ronan.

Bez' e oa hemañ koantañ paotr a ve bet gwelet biskoazh e-touez Laginiz. Bez' e plije dezho e gaout ganto en o bodadegoù hag en o zolpadoù, en o c'hoarïoù hag en o gouelioù, en o emgannoù hag en o c'henstrivadegoù. Kolladenn ar merc'hed e-oa, ha karedig an holl vaouezed yaouank.

ADDIMEZIN RONAN

Mervel a reas e vamm hag e-pad ur pennad mat e vevas Ronan dizimez.

— Perak ne gemerez ket ur vaouez ? eme dezhañ e vab. Gwelloc'h e vije evidout m'az pije ur wreg.

— Lavarout a reer din, eme Ronan, en deus

Eoc'hid, roue Dun Sobirche en hanternoz, ur goantenn a blac'h.

— Ne dout ket e gwirionez ur gwaz diouzh ur verc'hig yaouank, eme dezhañ ar paotr. Perak ne fell ket dit kemer ur vaouez war an oad ? 'M' eus aon e terefe gwelloc'h ouzhit eget ur skañvbenn a blac'h.

Ne oad ket, avat, evit mirout outañ. Mont a reas Ronan d'an hanternoz, rannañ e wele gant merc'h Eoc'hid hag he degas gantañ d'e lez.

## DONEDIGEZH MERC'H EOC'HID

Edo Mael Fothartig gant un droiad dre oueled Lagin p'en em gavas-hi.

— Pelec'h emañ da vab, Ronan ? a c'houlennas. Ur mab a-zoare ac'h eus, a lavarer.

— Hag am eus, evit gwir, eme Ronan, gwellañ mab a zo e Lagin.

— Ra vo galvet davedon, ma vo aze evit va degemer, me ha va c'hoskor gant va feadra ha va bravigoù.

— Ha dont a ray, eme Ronan.

Distreiñ a reas Mael-Fothartig hag ober gourc'hemennoù kalonek dezhi.

— Laouen on d'az kwelout amañ, eme ar paotr. Kement teñzor ha kement bravig a c'hellin gounit a vo dit, evit da garantez ouzh Ronan.

— Laouen on, emezi, da welout ez on eus da zoare.

## GWIDREOU AR ROUANEZ

Ur plac'h yaouank koant a oa ouzh he servijañ. Bez' e voe kaset houmañ ganti dizale da gaout Mael-Fothartig da ober dezhañ kinnigoù. Ne gredas



ket ar plac'h komz dezhañ, avat, gant aon n'en divije he lazhet. Ar rouanez a lavaras dezhi e vije dibennet, nemet ha komz a rafe.

Un deiz edo Mael-Fothartig o c'hoari gwezboell gant e zaou vreur-laezh, Donn ha Kongal, mibien e dad-mager. Dalc'hmat e veze ar re-mañ war e dro. Dont a reas ar plac'h yaouank d'o c'haout ha c'hoari gwezboell ganto. Meur a wech e klaskas komz, met ne gredas ket hag e ruzias.

Ur wech ma oa aet Mael-Fothartig er-maez e c'houlennas Kongal ouzh ar plac'h :

— Petra eo a felle dit lavarout ?

— Me, netra, emezi; merc'h Eoc'hid a zo, avat, hag a garfe kaout Mael-Fothartig da garedig.

— Na gomz ket, maouez ! eme Gongal. Emaout marv ma klev Mael-Fothartig ac'hanout. Mar fell dit, avat, e kemennin da Vael-Fothartig ar pezh az poa da lavarout.

Hag ar plac'h yaouank a zezrevellas d'ar rouanez penaos e oa aet an traoù.

— Krediñ a ran, eme houmañ, e teufes a-benn da lavarout dezhañ an dra, mar bes gantañ daunan. Bez eta va dileuriadez en e gichen.

Evel-se e c'hoarvezas. Gourvez a reas ar plac'h yaouank gant Mael-Fothartig en e wele.

— Brav bremañ ! eme ar rouanez. Setu ma ne fell ket dit ober dezhañ va c'hefridi ! Gwelloc'h eo ganit moarvat kaout ar gwaz evidout da-unan. Neuze e lakain ac'hanout d'ar marv !

Un devezh ez eas ar plac'h da gaout Mael-Fothartig en ur leñvañ.

— Petra a c'hoarvez ganit, plac'h ? emezañ.

— Merc'h Eoc'hid a zo o klask va lazhañ, dre ma n'am eus ket en em glevet ganit, evit ma c'hellfe-hi en em gavout ganit.

— Moarvat sur ! emezañ. N'eo ket dit eo gouzañv dre ma 'ch eus en em lakaet dindan warez ! Goude ha ma vijen taolet teir gwech er glaou bev betek bezañ pulluc'het e poultr hag e ludu, ne vijen biken evit mont da gaout gwreg Ronan, hag an holl zoken ouzh va zamall evit se... Bez' e fell din, avat, en em sachañ eus he hent.

## MAEL-FOTHARTIG EN ALBA

Gantañ hanter-kant kadour ez eas da Alba, ha degemer laouen a voe graet dezhañ gant roue ar vro. Bez' en devoa hemañ kon evit ar gedon, kon evit ar moc'h-gouez, kon evit ar c'hirvi. Pep gouezvil, avat, a veze paket en a-raok gant Doilin ha Dathlenn, daou gi Mael-Fothartig. Ha kement emgann ha kement kad a voe roue Alba trec'hour enno a oa gounezet dezhañ gant Mael-Fothartig.

## DISTRO MAEL-FOTHARTIG

— Petra eo, Ronan? eme Laginiz. Ha kaset ec'h eus Mael-Fothartig eus ar vro ? Lazhet e vi ganeomp, nemet ha dont a rafe en-dro.

Pa glevas e vab ar c'heloù-se, e teuas en-dro eus ar reter.

Dre Zun Sobirche eo e reas e zistro. Degemeret kalonek e voe.

— N'eo ket bet mat eus da berzh, Mael-Fothartig, ne vijes ket bet evit en em glevout gant hor merc'h. Ennout eo e soñjemp eviti, ha neket en hini kozhhont.

— Direizh eo se, avat, eme Vael-Fothartig.

Hag eñ davet Laginiz ha degemer kalonek a voe



graet dezhañ ganto. An hevelep maouez yaouank ha kent a rannas ganti e wele.

## KONGAL O TIARBENN AR ROUANEZ

— Gortoz a ran ma tegasi ar paotr d'am c'haout, eme verc'h Eoc'hid d'ar plac'h. Pe ar marv war da benn !

Houmañ hel lavaras da Vael-Fothartig.

— Petra 'c'hellan enep se, Kongal ? a c'houlennas-eñ.

— Ma roez din un digoll, e talc'hin ar vaouez pell diouzhit, ken na soñjo ken ennout, eme Gongal.

— Va marc'h az po, gant e westenn, ha va gwisk.

— Ne fell din kemer netra, eme Gongal, nemet an daou gi, din hepken da vezañ perc'henn warno.

— Bez' ez po anezho.

— Kae warc'hoazh eta d'an hemolc'h da Vuoc'hed an Diribin, eme Gongal. (Buoc'hed an Diribin a zo kerreg ouzh kostez ar menez. Eus a-bell ez int heñvel ouzh saout gwenn da welout, ha war an diribin emaint.) Kae du-hont d'an hemolc'h. Ar plac'h a lavaro d'he mestrez dont d'hor c'haout, ha ni he dalc'ho pell diouzhit.

— Bez' e vin eno, eme ar rouanez d'he flac'h.

Hir e kavas ar gortoz betek ar beure. Pa 'z ejont diouzh ar mintin d'al lec'h-emgav, e teuas Kongal en arbenn dezho.

— Ac'hanta, gast ? emezañ. N'eo ket un dra vat dit bezañ o troiellat dre amañ da-unan, dre ma fell d'it en em gavout gant ur gwaz ! Skar d'ar gêr ac'halen, ha mallozh ruz warnout !

Hag eñ d'he c'has en-dro betek an ti.

Ur wech all c'hoazh he gweljont o tont daveto.

— Se eo ! eme Gongal; fellout a ra dit lakaat roue Lagin da ruziañ gant ar vezh, loudourenn ? M'az kwelan ur wech all c'hoazh e tapin krog ez penn hag hel lakain war veg ur peul da vont betek dirak Ronan. Ur vezh ruz evitañ ar wreg a vez o c'haoliata kleuzioù ha girzhier da redek warlerc'h ur paotr !

Hag eñ d'he ren gant ar broud-kezeg ken na voe en-dro er gêr.

— Ul lonkad gwad a lakain da zont c'hoazh ez kenou, emezi dezhañ.

## AN TAMALL

Distro e oa Ronan. Heulierien Mael-Fothartig a zeuas d'ar gêr a-raok hemañ hag a oa chomet e-unan da hemolc'h.

— Pelec'h emañ Mael-Fothartig henozh ? a c'houlennas Ronan.

— Er-maez emañ, eme Gongal.

— Gwa me ! hag e lezer va mab er-maez e-unan, eñ hag a vez ken mat ouz an holl ?

— Bouzaret e teuomp da vezañ gant da ranerezh diwar-benn da vab, eme verc'h Eoc'hid.

— Ha reizh eo deomp komz diwar e benn, a respontas Ronan. Rak n'eus ket en Iwerzhon a-bezh ur mab hag a ve kement hervez c'hoant e dad. Dre garantez evidon e vez chalet gant gwaz ha gant maouez koulz en Ath Cliath hag e Clar-Daire-Moir hag e Pont Carpre; evel ma vije e ene e-unan e vefemp-ni er peoc'h hag el levenez, me ha te, maouez.

— Ac'ha, al levenez a oan-me da vezañ evitañ, emezi. n'her c'have ket moarvat, dres an hini a oa



kemer da lec'h em gwele. Ne c'hellan ket pelloc'h chom da enebiñ outañ. Abaoe ar beure-mañ eo bet Kongal a-benn teir gwech ouzh va c'has davetañ, ha gant bec'h hepken em eus gellet en em dennañ a-dre e zaouarn !

— Mallozh war da veg, maouez drouk ! eme Ronan. Gaou a leverez !

— Gwelout a ri an aprou bremaik, emezi. Emaon o vont da ganañ un hanter koublad. Taol evezh neuze da welout ha ne glokaio ket reizh anezhañ. (A-raok neuze avat e veze Mael-Fothartig, evit plijout dezhi, o poelladiñ ganti; bez' e oa eñ da ganañ un hanter koublad, ha hi a ziskane outañ en ur gas ar c'houblad da benn.)

## KAN HA DISKAN

Distreiñ a reas Mael-Fothartig d'ar gêr, hag edo e-kichen an tan o lakaat e zivesker da sec'hañ. Kongal a oa azezet en e gichen. Mab Glass, e farouell, a oa e-kreiz al leur-di gant e droioù.

Evel ma oa un devezh yen anezhi, Mael Fothartig da ganañ :

*— Yen eo an avel-dro adarre*
*Da neb ' zo ' vesa buoc'hed an diribin.*

— Selaou bremañ, Ronan ! eme verc'h Eoc'hid. Kan se 'ta ur wech c'hoazh !

*— Yen eo an avel-dro adarre*
*Da neb ' zo ' vesa buoc'hed an diribin.*
*— Hag aner eo dezhañ ar mesa, emezi,*
*Eñ hag a zo hep buoc'h hag hep karedig mui.*

— Re wir eo, ar wech-mañ ! eme Ronan.

## AR GWALLDAOL

Ur c'hadour a oa azezet e-kichen Ronan, hag eñ Aedan, mab Fiachna Lara.

— Aedan, emezañ, ur speg a-dreuz Mael-Fothartig, hag unan all a-dreuz Kongal.

E-kichen an tan edo Mael Fothartig, troet gantañ e gein dezho; Aedan a blantas e speg en e gorf ha treuzet e voe gant ar beg, ma rankas chom en e goazez. Hag evel m'edo Kongal o sevel e vannas Aedan outañ ar speg a-dreuz e galon. Ar farouell a reas ul lamm er-maez, hag Aedan stlapañ ar speg war e lerc'h, ma tivouzellas.

— Fiñv a-walc'h a vez lakaet ennout gant ar wazed, Aedan, eme Vael-Fothartig eus e goazez.

— Un taol kaer eo bet dit, eme Ronan, n'az pije kavet maouez all ebet evit da ziroll estreget va gwreg !

— Touellet truezus out bet, o Ronan, eme ar paotr, ma lakaez lazhañ da unvab didamall. Dre azaouez evidout, ha dre an emgav ez an dezhañ bremañ, an emgav gant an Ankou, n'am eus ket muioc'h klasket orgediñ ganti, eget n'am bije klasket orgediñ gant va mamm garet ! Meur ' wech, abaoe m'eo deuet er vro-mañ, he deus hi graet kinnigoù din; ha hiziv e rankas Kongal argas anezhi teir gwech evit na zeuje ket betek ennon. Didamall e varvas Kongal !

Ur vran a zougas bouzelloù eus ar farouell war bont ar c'hastell, hag o welout hemañ bep gwech o krizañ e c'henou, e c'hoarzhe ar werin. Mael-Fothartig en devoa mezh, hag e lavaras :

> *— O ! Mab Glass,*
> *Dalc'h ganit da vouzelloù*
> *Ha n'ac'h eus mezh ebet,*
> *Na rez ket a blijadur d'an astud.*



Mervel a rejont neuze o-zri, ha douget e voent en un ti a-ratozh. Mont a reas Ronan di ha tri devezh ha teir nozvezh e voe eno e-tal penn e vab.

## AN DIC'HAOU

Donn, — breur-mager Mael-Fothartig ha breur Kongal, — ha mont gant ugent marc'heg da Zun-Sobirche. Bez' e lavaras e oa dav da Eoc'hid mont betek harzoù ar vro en arbenn da Vael-Fothartig, hemañ o vezañ war dec'h gant e verç'h.

Hag int troc'hañ e benn da Eoc'hid, koulz ha d'e vab, ha d'e wreg.

## KASTIZ MERC'H EOC'HID

E penn gwele e vab e lavare Ronan :

> *— Yen eo an avel-dro adarre*
> *Da neb ' zo ' vesa buoc'hed an diribin;*
> *Hag aner eo dezhañ ar mesa,*
> *Eñ hag a zo hep buoc'h hag hep karedig mui.*
>
> *Yen emañ 'n avel o c'hwezhañ*
> *Er-maez dirak ti ar gadourien.*
> *Kadourien garet ! Bez' edont*
> *Felan etrezon hag an avel.*
>
> *Kousk, merc'h Eoc'hid !*
> *Garv ha lemm eo an avel.*
> *Gwa me, en abeg d'ur vaouez foll*
> *Eo bet lazhet Mael-Fothartig !*
>
> *Kousk, merc'h Eoc'hid !*
> *N'eo didu din e ves dihun.*
> *Pa welan-me Mael-Fothartig*
> *En e grez ruz leun-wad !*

MERC'H EOC'HID :

*— Gwa d'an hini marv er c'horn,*
*A oa meur a lagad ouzh e glask;*
*Re galet-holl ' baoe da zistro*
*Eo bet evidout va fec'hed !*

RONAN :

*— Kousk, merc'h Eoc'hid !*
*Diboell n'eo ket an dud !*
*Ha glebiet da vantell gant an daeloù,*
*Ne deo ket d'am mab eo e leñvez !*

Neuze e teuas Donn tre, ha teurel dezhi ouzh he brennid penn he zad, ha pennoù he mamm hag he breur.

Hi, avat, a savas hag en em skoas gant he c'hontell, ken start ma teuas houmañ er-maez dre he c'hein.

## GLAC'HAR RONAN

Ha Ronan da lavarout :

*— Ne chomas nemet ur c'hrez gant Eoc'hid,*
*Ha bremañ e toug gwisk ar wanded :*
*Ha ma ren glac'har bras e Dun Nas*
*E ren ivez ken bras e Dun Sobirche.*

*Roit 'ta boued, roit 'ta dïed*
*Da gi Mael-Fothartig,*
*Ha ra zegaso unan all*
*Boued da gi Kongal !* (1)

*Roit 'ta boued, roit 'ta dïed*
*Da gi Mael-Fothartig !*

(1) Hervez ar varzhoneg-mañ n'en devefe eta Mael-Fothartig roet nemet ur c'hi da Gongal ; en danevell e lavar reiñ an daou.



*Ki an hini a roe boued d'an holl*
*Pegen ker bennak e oa evitañ.*

*Poanius din doan Dathlenn !*
*Gant e gostennoù 'dreuz e groc'hen,*
*N'emañ ket warnañ hon tamall,*
*N'eo ket eñ a werzhas 'n hini kar.*

*Hag an Doilin bihan !*
*Em ser e vo dav dezhañ chom.*
*Friata a ra e pep korn*
*Ha ne gav ket 'n hini 'mañ o klask.*

*Gwazed, paotred ha kezeg*
*A oa war-dro Mael-Fothartig*
*N'o devoa ket da glemm*
*Pa oa o mestr bev-buhezek.*

*Gwazed, paotred ha kezeg*
*A oa war-dro Mael-Fothartig,*
*Feuls e sailhent-int*
*Dre an dachenn er redadennoù kezeg.*

*Gwazed, paotred ha kezeg*
*A oa war-dro Mael-Fothartig,*
*Meur 'wech goude an trec'h*
*E tregernas o garmoù levenez.*

*Ha da geneiled Mael-Fothartig*
*Bezañ dellezek — n'hen nac'han ket, —*
*Ne warezent ket mat an hini*
*O zenne eus pep enkadenn.*

*Eñ, va mab, Mael-Fothartig,*
*Eñ hag a oa o chom er c'hoad uhel, —*
*N'en em gave priñsed ha rouaned,*
*O deveze degemer mat digantañ.*

*Eñ, va mab, Mael-Fothartig*
*Hag a dreuzas Alba aodek,*

*A oa ur c'hadour e-touez ar gadourien,*
*Trec'hleun e oa dreist dezho.*

*Eñ, va mab, Mael-Fothartig,*
*Hag a oa ur skor d'an armead,*
*Eñ, ar bod kaer alaouret*
*A zo aet d'ar chomleç'h yen.*

## MARV RONAN

Un emgann a oa dirak ti Ronan. Hag hemañ a lavaras :

*— Ha dav e vo d'ar c'hann gortoz*
*Pa n'emañ mui Mael-Fothartig en ti ?*
*Enebiñ en un emgann nevez*
*N'eo ket evit ober aon d'ur c'hozhiad !*

Ur barrad gwad a strinkas eus e c'henou. hag e varvas dizale.

Setu penaos e lazhas Ronan e vab.

### *NOTENN*

« Lazh Mab Ronan » (*Fingal Rónáin*), a zo bet miret e daou zornskrid, unan e Levr Lagin hag a zo eus an 12[vet] kantved, egile miret e « Trinity College » Dulenn hag a zo eus ar 16[vet] kantved. Embannet eo bet evit ar wech kentañ gant Kuno Meyer er *Revue Celtique* e 1893, gant un droidigezh saoznek. Un droidigezh alamanek a zo bet embannet ivez gant R. Thurneysen en e levr « Sagen aus dem alten Irland » e 1901. Graet em eus va mad eus an div droidigezh-se evit lakaat an danevell e brezhoneg.

Bez' e kaver en danevell-mañ danvez kozh karantez ul lezvamm evit he lezvab, ha keñveriet e c'hell bezañ er c'heñver-se gant istor brudet Phaidra hag Hippolutos.

Ar roue a zo meneg anezhañ a zo ar roue Ronan mac Colmain eus Lagin, hag a varvas e 610 diwar un taol-gwad hervez al levrioù-bloaz. N'eur ket sur evit e eil



vreur kaer Eoc'hid, hag a zo bet lakaet da vezañ Eoc'hid Iarlaithe; hemañ, avat, ne varvas nemet e 665 hervez al levrioù-bloaz. Bez' ez eus bet moarvat meur a roue eus an anv-se e Dun Sobirche.

Evel an holl zanevelloù iwerzhonat ez eo luziet a-walc'h an danevell-mañ, enni darnoù ha na glotont ket an eil gant eben. Lezet hon eus a-gostez ar pennad o tanevelliñ lazh Aedan, gant mibien Mael-Fothartig, Aed ha Mael-Tuile. Anat eo, mar deo c'hoazh Mael-Fothartig un den yaouank evel ma vez lavaret meur a wech en danevell, ne c'hell ket kaout mibien en oad da dalvezout e varv da Aedan raktal. Teñval eo ivez ster an emgann a gomzer anezhañ el linennoù diwezhañ hag a ra da Ronan bezañ skoet gant un taol-gwad.

# UR GUCHENNAD KRENNLAVARIOU MANAVEK

gant P. KENTEL

Enez-Vanav a zo nebeut anavezet gant ar Vretoned. Un enez vihan eo, lec'hiet etre Bro-Skos hag Iwerzhon. Manaviz a zo anezho tud a ouenn geltiek, daoust ma 'z int bet brizh-kemmesket gant o alouberien a Skandinavia. O yezh a zo ivez ur yezh keltiek eus ar rann ouezelek, daoust ma 'z eo anat enni al levezon skandinavek. Ar yezh-se a zo, a-hend-all, e par ar marv hiziv an deiz : n'eus ket moarvat 400 den a ra eus ar manaveg o yezh pemdeziek. Setu, dastumet diouzh ar gelc'hgelaouenn saoz « *Folklore* » (1), ha diouzh niverennoù ar « *Mona Miscellany* » un nebeut krennlavarioù a ziskouez temz-spered Manaviz : o c'harantez evit o bro, ar priz a reont eus o frankiz, hag ivez furnez ur bobl a laboureríen-douar ha pesketaerien-harinked.

(1) Niverenn 1894, pajenn 235 ha da heul.



*Ta cree dooie ny share na kione croutagh :* kalon vat a dalv gwelloc'h eget penn speredek.

*Ta lane caillit eddyr y laue as y veeal :* kollet e vez kalz etre an dorn hag ar genou.

*Laa er-meshtey as laa er-ushtey :* devezh mezv, devezh diwar zour.

*Ta ynsagh coamrey stoamey yn dooinney berchagh, as t'eh berchys yn dooinney boght :* d'an den pinvidik, ar ouiziegezh a zo ur gwiskamant brav, d'an den paour e binvidigezh.

*Cha marroo as skeddan :* marv-mik evel un harink.

*Bioys da dooinne as baase da eeast :* buhez d'an den ha marv d'ar pesk (pa vez evet yec'hedoù d'an dud).

*Ny share ta'n oaie na bea eginagh :* gwelloc'h poull-bez eget buhez ezhommek.

*Leah appee leah lhoau :* azv buan, brein buan.

*Millish dy ghoaill, agh sharroo dy eeck :* dous da gemer, c'hwerv da baeañ.

*T'ou cha daaney as assag :* te 'zo hardis evel ar gaerell.

*Ta lane eddyr raa as jannoo :* ar gomz a zo pell diouzh an ober.

*Share yn olk shione dooin, na yn olk nagh nhione dooin :* gwelloc'h an droug a anavezomp eget an droug n'anavezomp ket.

*Ta chengey ny host ny share na olk y ghra :* teod mut a dalv gwelloc'h eget droukkomz.

*Cronk glass foddey voym, loam, loam tra roshym eh :* menez glas pell diouzhin, moal, moal pa 'z erruan ouzh e gichen.

*Lhig dy chooilley vuck reuyrey jee hene :* touellet pep pemoc'h evitañ e-unan.

*Traa dy liooar traa dy liooar :* amzer a-walc'h a zo, amzer a-walc'h a zo.

*Stiark keayrt ta dooinney siyrragh ass seaghyn :* den re zillo a zo didrubuilh dibaot a wech.

*Stroshey yn theay na yn Chiarn :* ar bobl a zo brasoc'h he galloud eget hini an tiern (2).

*Cha boght as lugh killagh :* paour evel ul logodenn iliz.

*Boayl ta gioee ta keck, as boayl ta mraane ta pleat :* e-lec'h ma 'z eus gwazi ez eus lastez, e lec'h ma 'z eus merc'hed ez eus glabous.

*Cha nee yn wooa smoo eieys smoo vlieaunys :* n'eo ket ar vuoc'h a vlej ar muiañ a ro ar muiañ a laezh.

(2) Da lavarout eo aotrou an enez, pe al « Letanant Rener » a zo kannad a Vro-Saoz en enez; n'eo ket gwall vras e c'halloud e gwirionez.



STUDIOMP HOR YEZH

# UR GER O VONT DA GOLL ?

gant F. KERVELLA

E meur a zoare en deus bet ar galleg levezon war hor yezh. Ha setu adarre ur skouer mat, a gav din : skouer ar ger *bas*, anv-gwan, hag a lavar ar c'hontrol eus « don ».

Ur ger eo ha na c'hell ket bezañ troet e galleg, hag anat eo n'o devez ket an dud boas da soñjal e galleg kalz a ezhomm anezhañ, pa reont gant ar brezhoneg. Marteze ivez e kav dezho ez eo re heñvel ouzh ar galleg « bas » (ha diwar al latin e teu e gwirionez eveltañ).

Ne gaver ar ger-se nag e geriadurig-dorn brezhoneg-galleg R. Hemon, nag e geriadurig brezhoneg-galleg E. Ernault (nag e geriadur brezhoneg-galleg Troude),

E geriadur bras F. Vallee ne gaver nemet ar

meneg-mañ eus ar ger *bas* er ger PROFOND, p. 596 : « (eau, mer) peu profonde : *bas*). »

Er geriadurioù koshoc'h e kaver un tammig muioc'h :

E geriadurig brezhoneg Gwened-galleg E. Ernault ne gaver koulskoude (p. 19) nemet ar ger « *bazadureu* : basses, brisants ».

E geriadur brezhoneg-galleg Ar Gonideg (Kervarker, 1850) e kaver, p. 139, bann 2 :

BAZ, adj. Peu profond, peu creux. Qui est près de la superficie. *Mé a grédé e oa bâz ann dour amañ; hôgen doun eo*, je croyais que l'eau était peu profonde ici, mais elle l'est beaucoup.

Teurel evezh e kaver dirak ar ger steredennig ar gerioù gallek !

En e c'heriadur galleg-brezhoneg (1847) e kaver, p. 642, eil bann :

PROFOND. Peu profond, peu creux, qui est près de la superficie, *Bâz*. L'eau est peu profonde ici, *bâz eo ann dour amañ*.

E « Supplément Lexico-Grammatical », an Ao. Moal e kaver un tammig muioc'h.

P. 137, er ger gallek « bas » :

BAZ, adj. (sans profondeur). L'eau est basse, *baz* (*izel*) *eo an dour*. Ce terrain est bas par endroits (parlant de terres végétales), *bazidi a zo enn douar-ma*; voy. SANS PROFONDEUR. — Il est dans les basses eaux, *baz ema an traou gant-han*. — Le pain mangé chaud, et le bois brûlé vert abattent, ruinent (rendent bas) le chef de ménage, *bara tomm ha keuneud glaz, a gas an ozac'h d'ar baz* (Prov.).

P. 411, er ger « profond » ha « profondeur » :

L'eau n'est pas profonde, *baz eo ann dour, izel eo an dour*.

Profondeur de terre labourable : *kondoun*, subst. et adj. Sans profondeur de terre végétale, *baz*, adj. Cette



terre est par endroits sans profondeur de terre végétale, *bazidi a zo en douar-ma*.

Daoust hag anavezet e oa ar ger e krennvrezhoneg ? E « Glossaire moyen-breton » E. Ernault e kavomp un nebeudig skouerioù :

*Lequeat d'ar bas*, diskaret, hervez « Doctrinal an Christenien », 197. — *Kaçzet hozac'h d'ar bâz* (en ur gomz eus ur wreg he deus lakaet he gwaz da goll e zanvez) hervez *Trub. Jus.* 198. — Treger-Vihan ha Goelo : *eun den baz a speret, eur bazeñ* : un den sot; e Pontrev, *komz bas* : komz a vouez izel.

Er yezhoù predenek tramor e kaver kalz aliesoc'h ar ger er geriadurioù, moarvat dre ma kaver ur ger saoznek (shallow) hag a zo dezhañ an hevelep talvoudegezh.

Gwelomp da gentañ e kerneveg. E « Lexicon Cornu-Brittanicum » R. Williams, e lennomp, p. 19 :

BAS, adj. Shallow. *Bâs-dhour*, a ford, Litt. shallow water.

E geriadur saozneg-kerneveg R. Morton-Nance hag A. S. D. Smith, p. 101 : « SHALLOW, *bâs*. »

E kembraeg e kaver kalz muioc'h a c'herioù hag a droioù lavar. Setu da skouer ar re a gaver er « Geiriadur Cenhedlaethol Cymraeg a Saesneg » gant W. Owen Pughe (3e mouladur. R. J. Pryse), p. 251 :

BAS, *beisiau*, a shallow. *Beisfa*, *beisle*.

BAS, shallow, *beisiog*. *Dwfr bas*, shallow water.

BASDER, a shallowness, want of depth.

BASEDIG, that is made shallow or shoaly.

BASEDD, shallowness, want of depth.

BASHAD (BASU) a rendering shallow. *Beisiad*.

BASHAU, to shallow. *Basu*.

BASIAD, a becoming shallow.

BASLE, a shallow place : *beisle*.
BASOL, tending to be shallow.
BASRWYDD, shallowness.
BASU, to render shallow, to lower.

E geriadur bras Silvan Evans « A Dictionary of the Welsh Language », p. 449 e kaver an hevelep gerioù :

BAS, a. 1) Shallow, not deep. *Dwfr bas*, shallow water. *Lle bas*, a shallow place (in a river); a shallow. —
2) (fig.) : shallow, superficial, low.
*Bas ei ben* (ei synnwyr, ei ddeall) shallow-witted, shallow-brained.

BAS, pl. *beisiau*, *bais*, sm. : a shallow, a shoal, a shelf, a flat.
BASAD, sm. a making or becoming shallow.
BASAIDD a. rather shallow.
BASAU - to make shallow, to become shallow.
BASDER *-au* sm. shallowness, want of depth,
BASEDD superficialness, vulgarity.
BASFOR *-oedd* : a shallow sea, a sound.
BASLE *-oedd* : a shallow place (in a river, etc.).
BASRWYDD, sm. : shallowness.
BASRYD *-au*, *-iau*, sf. : a shallow ford.
BASU, v. [bas] to render shallow, to lower, to become shallow.

Setu trawalc'h, a gav din, da ziskouez, d'ar re ne c'houzañvont nemet ur yezh c'hlan, keltelezh ar ger *bas* ha distroomp bremañ d'an implij anezhañ. Mar deo bet lezet a-gostez gant ar saverien geriadurioù, ne vez ket lezet a-gostez, a drugarez Doue, gant brezhonegerien Gwalarn Kernev a anavezan.

Implijet e vez dreist-holl ar ger evel anv-gwandoareañ en ur gomz eus an douar hag eus an dour. Evit an douar e vez graet gantañ da enebiñ ouzh



*kondon* ha *don : ne deo se nemet ur c'hozh tamm douar bas*, da lavarout eo hep tamm kondon e-barzh. Anat eo ez eo an anv *bazidi*, roet gant Ar Moal, liester un anv *bazad* (pe *baziad*). Daoust ma n'em eus ket klevet ar ger-se betek-hen, n'her c'havan ket souezhus.

*Bas eo aet an dour er puñs* a vez lavaret, koulz hag *izel eo aet an dour er puñs*. Arabat krediñ avat diwar-se e vefe kendalvoud an daou c'her, rak ma lakaomp ar stumm-lec'hiañ e kaver : *Bas* EO *an dour* hag *izel* EMAN *an dour* a zo an hevelep tra. Ma lavaromp avat : *bas* EMAN *an dour er* PUNS, e c'heller kompren ez eo koulz lavaret rez ar puñs a zour, da lavarout eo uhel ennañ an dour, hogen n'emañ ket don evit an hini a vez o tennañ dour. Bez' e c'heller lavarout : *bas eo an dour e-pad an hañv* ha *bas emañ e-pad ar goañv*.

Mar deo kar ar ger brezhonek *bas* d'ar ger gallek « bas » dre an orin, e teu sur a-walc'h an anv gallek « basse » diwar ar brezhoneg. Ur *baz* pe ur *vazenn* a zo ul lec'h en dour, er mor dreist-holl ha n'eo ket don an dour ennañ. Ar ger *bazadurioù* roet evit Bro-Wened a zeu ivez diwar an hevelep gwrizienn.

Un dro lavar hag a vez klevet anv anezhi alïes ivez eo *eien bas*, da lavarout eo eien a ziwar c'horre hepken. En douarioù didreuzus, lanneier, pradinier, h. a. e vez alïes bas an eien. Alïes e vez kavet eien bas e-lec'h ma 'z eo ivez bas an douar.

Deomp bremañ d'an talvoudegezhioù skeudenniñ : *un den bas a spered* a zo aes-tre da intent : n'eo ket don e spered. Diaesoc'h eo marteze kompren diouzhtu : *kaset an ozhac'h d'ar baz* pe : *Bara tomm ha keuneud glas, a gas an ozhac'h d'ar baz*. Ar « baz » a gomzer anezhañ aze eo an baz er yalc'h, er peadra. Alïes e vez klevet lavarout : *bas eo an arc'hant gantañ*.

Evit *komz bas :* komz a vouezh izel, e Pontrev, hervez Ernault, e teu moarvat dindan levezon ar galleg. Er vro a anavezan e vefe komprenet : komz diwar-c'horre, hep talvoudegezh. Ne 'm eus ket klevet biskoazh reiñ d'ar ger talvoudegezh ar ger gallek « bas », hemañ o vezañ troet dalc'hmat gant « izel ».

Krediñ a ran eta e c'heller dizaon-kaer ober e brezhoneg gant ar gerioù-mañ :

BAS a. g., dist. : [ba:z] : ha n'eo ket don. Stumm bihanaat : *bazik*. Derezioù-doareañ : *basoc'h, ar basañ, basat.*

BAZ, g. : lec'h ha n'eo ket don an dour. Dre dalvoudegezh skeudenniñ, en ur gomz ivez diwar-benn traoù all (spered, danvez, peadra...). Liester : *bazioù.*

BAZAD, g., l. : *bazidi,* tachad ma n'eo ket don an douar.

BAZENN, gg. l. : *-où* tachenn ma n'eo ket don ar mor (pe an dour, dre vras),

BASDED, gg. : diouer a zonded.

BASDER, g. : diouer a zonder.

BASAAT, v. : dont da vezañ (pe lakaat da vezañ) basoc'h.

Bez' e c'heller ivez ober gant gerioù evel *bazadur, baslec'h, basvor,* h. a.



## *Enklaskoù ar Framm Keltiek*

### KEVRENN AR YEZHONIEZH

# DEIZIOU AR MIZ

1. AR GOULENN

E niverenn 130 *Arvor* (11 Gouere 1943) e voe embannet ar goulenn-mañ :

Penaos e lavarer en ho korn-bro, pa gomzer eus deizioù ar miz :

*Ar c'hentañ* pe *ar gentañ ?*
*An daou* pe *an div ?*
*An tri* pe *an dri ?* pe *an teir ?* pe *an deir ?*
*Ar pevar* pe *ar bevar ?* pe *ar peder* pe *ar beder ?*
*Ar pemp* pe *ar bemp ?*
*An trizek* pe *an drizek ?*
*Ar pevarzek* pe *ar bevarzek ?*
*Ar pemzek* pe *ar bemzek ?*
*An daou-warn-ugent* pe *an div-warn-ugent ?*
*An tri-warnugent* pe *an dri-warn-ugent ?*
Hag all...

## 2. AR RESPONTOU

En holl e teuas 23 respont. Un niverenn hon eus lakaet dirak pep unan :

1. Lambezelleg
2. Kerniliz.
3. Kleder.
4. Santeg.
5. Landivizio.
6. Perroz.
7. Servel.
8. Bear.
9. Gwengamp.
10. Landreger I.
11. Landreger II.
12. Lezardrev.
13. Laruen.
14. Ar C'hastell-Nevez
15. Douarnenez.
16. Pouldahud.
17. Beg-Meilh.
18. Skaer.
19. Gwiskriv.
20. Gourin I.
21. Gourin II.
22. Belz.
23. Kiberen.

## 3. EVEZHIADENNOU.

Ar pezh a felle dimp anaout dreist-holl eo ar c'hemmadurioù graet goude ar ger-mell dirak an niveroù o verkañ deizioù ar miz. Lezel a raimp a-gostez eta darn eus ar munudoù (talvoudus-tre alies) kaset dimp gant hor c'henskriverion. da studiañ kudenn ar c'hemmadurioù.

E-keñver niveroù ' zo, darn eus hor c'henskriverion n'o deus ket kemeret ar boan da respont. Ur fazi eo. Hogen ar skouer fall a oa bet diskouezet ganimp hon-unan, dre lakaat ar gerioù « *hag all..* » en hor goulenn.

## 4. TAOLENN AN NIVEROU

E-kichen pep ger e vo kavet un niverenn o kas en-dro d'an daolenn a-us, taolenn ar parrezioù.



1

*Ar c'hentañ :* 1, 2, 3, 5, 6, 9, 10, 11, 14, 15, 17, 18, 19, 22, 23.
*Ar c'hentañ, an deiz kentañ :* 4, 7, 12, 16, 20, 21.
*Deiz kentañ miz... :* 8.
*Ar c'hentañ, deiz kentañ a viz... :* 13.

2

*An daou :* 2, 3, 4, 5, 7, 9, 11, 14, 15, 16, 17, 19, 20, 21.
*An eil, an daou :* 10, 13, 18.
*An eil :* 1, 6.
*An naou :* 22, 23.
*An eil deiz a viz... :* 8.
*An daou, an eil deiz eus ar miz, an daouvet :* 12.

3

*An dri :* 4, 5, 7, 10, 11, 14, 15, 16, 17, 18, 19, 20, 21, 22.
*An tri :* 3, 9, 23.
*An drivet :* 6, 13.
*An trede :* 1.
*An tri, an drivet :* 12.
*An tri (aliesoc'h eget dri) :* 2.
*An drivet deiz a viz... :* 8.

4

*Ar bevar :* 2, 4, 5, 7, 10, 11, 14, 15, 16, 17, 18, 19, 20, 21, 22, 23.
*Ar pevar :* 3, 9.
*Ar bevarvet :* 6, 13.
*Ar bevarvet deiz a viz... :* 8.

5

*Ar bemp :* 2, 4, 5, 7, 10, 11, 14, 15, 16, 17, 18, 19, 20, 21, 22, 23.

*Ar pemp* : 3, 9.
*Ar bempet* : 6, 13.
*Ar bempvet deiz a viz...* : 8.

13

*An drizek* : 1, 3, 4, 5, 7, 8, 9, 10, 11, 12, 13, 14, 15, 16, 17, 18, 19, 20, 21, 22, 23.
*An trizek* (*aliesoc'h eget drizek*) : 2.

14

*Ar bevarzek* : 1, 2, 3, 4, 5, 7, 8, 9, 10, 11, 12, 13, 14, 15, 16, 17, 18, 19, 20, 21, 22, 23.

15

*Ar bemzek* : 1, 2, 3, 5, 7, 8, 9, 10, 11, 12, 13, 14, 15, 16, 17, 18, 19, 20, 21, 22, 23.

18

*An driwec'h* : 14, 18.

21

*An unan-warn-ugent* : 2.

22

*An daou-warn-ugent* : 2, 3, 4, 5, 7, 8, 9, 10, 11, 13, 17, 19, 20, 21, 23.
*An daouvet-warn-ugent* : 6.
*An daou-warn-ugent, an eil deiz warn-ugent* : 12.
*An naou-warn-ugent* : 22.

23

*An dri-warn-ugent* : 3, 4, 5, 7, 8, 9, 10, 11, 12, 13, 14, 15, 16, 17, 18, 19, 20, 22.



*An tri-warn-ugent* : 2, 23.
*An drivet-warn-ugent* : 6.

24

*Ar bevar-warn-ugent* : 2, 4, 14, 15, 16, 18, 19.
*Ar bevarvet-warn-ugent* : 13.

25

*Ar bemp-warn-ugent* : 2, 4, 14, 15, 18, 19.
*Ar bempvet-warn-ugent* : 13.

30

*An dregont* : 1, 3, 7, 10, 11, 12, 14, 15, 18, 21.
*An tregont* : 8.
*An tregont* (*aliesoc'h eget dregont*) : 2.

## 5. DASTUMAD

Diouzh an daolenn a-us e c'heller dastum e vez lavaret, dre vras, er vro a-bezh :

| | |
|---|---|
| 1 : *ar c'hentañ* (pe *an deiz kentañ*). | 18 : *an driwec'h.* |
| 2 : *an daou.* | 21 : *an unan-warn-ugent.* |
| 3 : *an dri.* | 22 : *an daou-warn-ugent.* |
| 4 : *ar bevar.* | 23 : *an dri-warn-ugent.* |
| 5 : *ar bemp.* | 24 : *ar bevar-warn-ugent.* |
| 13 : *an drizek.* | 25 : *ar bemp-warn-ugent.* |
| 14 : *ar bevarzek.* | 30 : *an dregont.* |
| 15 : *ar bemzek.* | 31 : *an unan-ha-tregont* (?) |

Ret eo teurel evezh avat ouzh ar poentoù-mañ :

1) Douget e vezer a-wechoù da lavarout *an tri* kentoc'h eget *an dri*; kavout a reomp zoken *ar pevar, ar pemp, an trizek*; ne gavomp avat nemet *ar bevarzek, ar bemzek*; ur wech e kavomp *an tregont*.

2) E parrezioù 'zo, dreist-holl e Treger, e reer a-wechoù gant an niveroù-petvediñ (*eil, trivet*, h. a.) e-lec'h an niveroù-pegementiñ (*daou, tri*, h. a.). Ur reolenn a zo bet roet dimp zoken en unan eus ar respontoù (8, hini Bear) : betek 6 ez implijer an niver-petvediñ (lavaret e vez eta *ar c'hwec'hvet*); goude ez implijer an niver-pegementiñ (lavaret e vez eta *ar seizh*, gant ar c'hemmadur S/Z, ha na sell ket ouzh hor c'hudenn bremañ).

3) E-keñver an 31, n'hon eus bet nemet daou respont : *an un-ha-tregont* (14) ha *deiz diwezhañ miz*... (8).

4) E Beg-Meilh hag e bro Fouenant, ma ne vez ket anavezet ar ger-mell *ar*, e vez graet ar c'hemmadur koulskoude (respont 17). Lavaret e vez : *c'hentañ, an daou, an dri, bevar, bemp, an drizek, bevarzek, bemzek.*

## 6. ASTENN AN ENKLASK.

### A.

An Dim. Marc'harid Gourlaouen a skriv dimp :

« Hervez yezhadur J. Hingant, 1868, e vefe ret ober ar c'hemmadurioù dre vlotaat goude ar ger-mell, ken en niveroù-petvediñ, ken en niveroù-pegementiñ. »

Hag e kas dimp ouzhpenn un arroud diouzh ul lizher skrivet gant F. Kervella :

NIVEROU-PEGEMENTIN : Peurvuiañ e vez an niveroù-se dirak un anv pa vez ur ger-mell dirazo; neuze, ne vez kemmadur ebet : *an tri devezh kentañ eus ar miz.*

Pa ne vez ket un anv ouzh o heul, zoken goulakaet (goulakaet e vez *den* el lavarennoù evel : *an tri-se*) e vez graet ar c'hemmadur dre vlotaat :



*An dri, ar bevar, ar bemp, an drizek, ar bevarzek, ar bemzek, an dregont eus ar miz.*

*An dri* (da lavarout eo : *an niverenn tri*) *en deus gounezet.*

NIVEROU-PETVEDIN : *a*) Ne vez ket graet a gemmadur pa vez un anv... (nemet K/C'H).

*b*) Ne vez ket graet a gemmadur morse er stumm-gourel (nemet K/C'H).

*k*) Ar c'hemmadur dre vlotaat a vez graet pa vez kemeret ar ger e-unan, er stumm gwregel :

| | |
|---|---|
| *ar pempvet maouez* | *ar bempvet* |
| *ar pempvet gwaz* | *ar pempvet* |

### B.

Da heul e respont (16) e lak Andrev Gelleg an evezhiadenn-mañ :

E Pouldahud ha tro-war-dro, e talvez *an dri, ar bevar, ar bemp*, h. a. kement hag *an trede, ar pevare, ar pempvet*, h. a. Ar gerioù diwezhañ ne vefent anavezet nemet evel « brezhoneg ar veleion ».

Setu eta danvez fonnus evit respontoù all, hag a vo deut-mat ganimp.

R. H.

# UN ENKLASK ALL

Da heul an enklask diwar-benn deizioù ar miz, en deus degaset ken lies a respontoù d'e heul, e ra Kevrenn ar Yezhoniezh er Framm Keltiek an enklask-mañ :

Penaos e lavarer en ho parrez :

*Va-unan* pe *va-hunan ?*
*Da-unan* pe *da-hunan ?*
*E-unan* pe *e-hunan ?*
*He-unan,* pe *he-hunan,* pe *hec'h-unan ?*
*Hon-unan* pe *hon-hunan ?*
*Ho-unan* pe *ho-hunan* pe *hoc'h-unan ?*
*O-unan* pe *o-hunan ?*

Kas ar respontoù ar c'hentañ gwellañ d'ar Framm Keltiek, Kevrenn ar Yezhoniezh, 19, straed ar Moneiz, Roazhon.



# AN TREC'H

## Stad an arnodennoù e-pad c'hwec'h miz diwezhañ 1942

An daolenn da heul a dalvez da glokaat an taolennoù bet lakaet betek-hen war *Walarn :* niv. 140-143 (stad an arnodennoù e 1941), niv. 154-155 (stad an arnodennoù e-pad 6 miz kentañ 1942).

### TREC'H MEUR

Un arnodenn hepken a zo bet dalc'het e-pad ar c'hwec'h miz : e Kemper, d'an 29 a viz here. An Ao. Yann Trepos a zo bet kavet barrek da c'hounit.

### TREC'H KENTAÑ

Pemp arnodenn a zo bet dalc'het : e Kemper, Gwengamp, Paris, ha div e Lanuon. Tri den warn-ugent o devoa lakaet o anv da dremen. Holl int bet kavet barrek.

Setu amañ roll an Drec'hourion nevez :

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat-tre » ha graet dezhañ meuleudi ar varnerion :*

An Ao. Ronan Gwionvarc'h (Gwengamp, 29-10).

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat-tre » :*

An Dim. Janig Keilhe (Gwengamp, 29-10); M. St-Gal de Pons (Gwengamp, 29-10); Anna Mari Gouiffes (Kemper, 29-10).

An Itr. Kemere (Kemper, 29-10).

An Ao.Ao. Per Lamidon (Lanuon, 23-9); Alfred Goasdoue (Paris, 18-10); Yann Morvan (Kemper, 29-10); Alan Ar Berr (Paris, 18-10); Per Lavanant (Lanuon, 23-9).

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat » :*
An Itr. M. Henry (Paris, 18-10); A. Lavanant (Lanuon, 23-9).

An Ao.Ao. Yann F. Gwiomarc'h (Gwengamp, 29-10); Yann Sicard (Paris, 18-10); Roland Surzur (Paris, 18-10); Jorj Ar Rouz (Kemper, 29-10); Roparz Broudig (Lanuon, 23-9).

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat a-walc'h » :*

An Dim. Anna Karadeg (Kemper, 29-10); Mari-Jo Karadeg (Kemper, 29-10).

An Ao.Ao. Mark Ar Berr (Kemper, 29-10); Gwilherm Gwegen (Lanuon, 23-9).

*A zo bet degemeret hep meneg :*

An Dim. Mari Karadeg (Kemper, 29-10).

An Ao. Mikael Youinou (Kemper, 29-10).

Goude daou vloavezh reizh e c'heller bremañ teurel un damsell war vuhez « an Trec'h ». Setu un nebeudig evezhiadennoù a c'heller ober :

1) Mont a ra niver an arnodennidi tamm-ha-tamm war greskiñ :

| | T. Kentañ | T. Meur |
|---|---|---|
| 1941 ............ | 47 (deg. 40) | 8 (deg. 6) |
| 1942 ............ | 58 (— 49) | 13 (— 11) |

2) An darn vuiañ eus ar re a laka o anv evit tremen a zo barrek d'hen ober. Nebeut-tre a dud a zo bet korbellet, hag an darn vrasañ a vez roet dezho da nebeutañ ar meneg « mat ».

3) Direizh e vez dalc'het c'hoazh an arnodennoù e meur a lec'h. Ret e vefe kavout e pep kêr un « diazezour arnodenn » a en em glevfe gant kelennerion *Ober* evit lakaat an dud da dremen.

Degasomp da soñj e tlefed ez-reizh derc'hel div arnodenn ar bloaz e pep kreizenn, unan en nevez-amzer, hag unan all en diskar-amzer.

4) N'eus ket bet taolet evezh a-walc'h gant an holl ouzh talvoudegezh « Breuriezh an Trec'h » a zo savet evit lakaat ar re o deus tremenet an arnodenn da gomz brezhoneg etrezo.

Degas a reer da soñj ez eo bet adembannet *Reoliadur Arnodenn an Trec'h* e stumm ul levrig (e ti « Skridoù Breizh », Brest). Da heul e kaver danvez ar poelladennoù bet roet en arnodennoù er bloaz 1941 hag e-pad mizioù kentañ 1942. Un diazez start o devo evel-se ar skolidi a venn prientiñ an arnodenn.

# SKRIDOU NEVEZ

*HERVELINA GERAOUELL*, gant ABEOZEN, *Skridoù Breizh, Brest*, 200 *pajenn*.

Daoust m'eo bet roet peurliesañ al levr-mañ evel ur romant, ur gontadenn hir eo kentoc'h, d'am meno. Gouzout a ran eo diaes spisaat petra eo ur romant, — ha dindan an anv « romant » e vez lakaet oberoù dishenvel-meurbet, — e kred din e tle ur romant gwirion kaout ennañ muioc'h eget studi un ene-den hepken. Zoken pa gont buhez un den, e tle diskouez en un doare nerzhus an darempredoù etre an den-se hag ar bed. Ma kirit gwell, din-me ur romant a zo danevelladur tud ha darvoudoù a-stroll. Labour ar romantour a denn da labour an tisavour; labour ar marvailhour a denn muioc'h da labour al livour.

Hogen petra vern ? Pe ez eo ur romant pe ur marvailh, dudius eo al levr-mañ da lenn, hag ur wech kroget gantañ ne ziskroger ket dioutañ, a-rack bezañ echuet.

Poltredadur ur plac'h eo. Graet mat. Nemet an dud a zo en-dro d'ar plac'h, — merzet eo bet an dra-se gant an holl, — n'int ket treset resis a-walc'h. Ken gwirion eo ar plac'h-se ma seblant ar re all un tammig divuhez en he c'hichen.

Zoken evel kontadenn, e c'hellfe an istor bezañ steuet startoc'h Ar pennadoù a sell ouzh an emsav breizhek a c'hellfe bezañ troc'het. Ar pennadoù all neuze a vefe anavezet diouzhtu evel ar pezh ez int : darn eus ar pajennoù gwellañ bet skrivet betek-hen en hor yezh.

R. H.



*DREMM AN ANKOU, dastumad kontadennoù gant* ABEOZEN, *e ti Skridoù Breizh, Brest*. 160 *pajenn*.

An triwec'h kontadenn-mañ, embannet gwechall (war-bouez nebeut) war *Walarn*, a oa mat dastum en ul levr. Savet int gant ur mestr skrivagner, ha div wech e tougont testeni : testeni un amzer, testeni un ene.

Holl ez int diwar-benn brezel 1914-18, nemet an hini diwezhañ, a veneg ivez ar brezel-mañ. Taolennañ a reont resis buhez ar soudard, ar mizioù hir tremenet er fozioù-difenn pe a-dreñv an talbenn, e-kreiz maezioù dizudi reter hag hanternoz Bro-C'hall. Bez' e taolennont ivez stad-spered un den yaouank kasetdigaset gant an tonkadur, gwasket e pep giz a bep tu, rediet da ober ur vicher galet hep uhelvennad d'e frealziñ. Lent eo, kizidik, pep santadenn o verkañ ennañ ur from don, hag o treiñ peurliesañ da c'hwervoni.

Ul levr c'hwerv eo al levr-mañ, evel hogozik kement tra savet gant Abeozen. Pezh a damallan dezhañ eo bezañ techet da sarmonal, evel er c'hontadennoù « E peoc'h an hañv » hag « An den n'em eus ket lazhet ». Lamit ar pennadoù-se hag ho pezo un oberenn leun a wirionded hag a varzhoniezh war un dro.

*Notenn*. — Souezhet on bet gant ar « roll gerioù micher » lakaet e dibenn al levr. Evit piv e-touez al lennerion e ve diaes ar gerioù-se, ha perak dreist-holl o zreiñ e galleg ?

R. H.

*LA LANGUE BRETONNE ET LA LINGUISTIQUE MODERNE, gant* F. FALC'HUN, *Librairie Celtique, Paris*. 64 *pajenn*.

Traoù mat a zo el levrig-mañ, — skrivet e galleg, siwazh :

Diskouez a ra ez eus kalz d'ober c'hoazh da anaout hor yezh. Ret e vo pleustriñ ha pleustriñ e-pad hir amzer war an dachenn. Studi ar sonioù dreist-holl n'eo ket bet graet klok na resis betek-hen. War-lerc'h

J. Cuillandre gwechall ha F. Kervella nevez 'zo, e tiskler F. Falc'hun ez eus muioc'h e kudenn ar c'hemmadurioù eget ma lavar ar yezhadurioù boutin.

Traoù fall a zo ivez koulskoude :

1. Luziet eo, diaes-tre da gompren, zoken d'ar yezhourion, zoken d'ar soniadourion.

2. Bernian a ra martezeadoù an eil war egile, darn anezho gwan-tre, — an hini gwanañ moarvat an hini displeget e traoñ ar bajenn 24, hag a ra diazez ar gudenn, — en doare ma 'z eo savadur F. Falc'hun ken bresk hag ur c'hastell graet gant kartoù.

3. Diouzh lenn al labour, ne hañval ket an aozer bezañ gouiziek a-walc'h war ar jedoniezh hag an naturoniezh da gas da benn seurt studioù.

4. Ne hañval ket bezañ gouiziek-meurbet war gudennoù yezhoniezh 'zo. Da skouer, pa gomz eus lezennoù Grimm ha Verner, ne hañval ket anaout al labourioù graet er bloavezhioù diwezhañ war ar yezhoù germanek.

Ouzhpenn, bez' ez eus un tammig gant menozioù an aozer blaz menozioù tud evel Ar Brigant ha Latour d'Auvergne : ar brezhoneg alc'houez anaoudegezh holl yezhoù ar bed. Sorc'hennoù 'zo o deus pean o vervel.

Ul labour, anat eo, graet gant un den yaouank leun a youl vat ha dreist-holl leun a faltazi. Ret e vo krouerian meur a wech a-raok kavout an nebeut mein prizius kuzhet amañ e-mesk an traezh.

R. H.

Ti-moulerezh ar C'hreiz — ROAZHON

*Ar Merour :* Y. Drezen.

